WIKIPEDIA

# Hawaieg

Ur yezh aostronezek eus skourr ar yezhoù polinezek eo an **hawaieg** (*ʻŌlelo Hawaiʻi*) komzet gant tro-dro da 15.000 den en holl (1.000 evel yezh kentañ) e Hawaii.

Ur yezh en arvar eo an hawaieg, aet war digresk an niver a dud a ra gantañ evel yezh kentañ eus 37.000 er bloavezhioù 1990 da 1.000 hiziv. Ouzhpenn-se ez eo ouzhpenn 70 vloaz oad an hanter eus an dud se. Abaoe pell dija en deus ar saozneg kemeret plas an hawaieg e c'hwec'h enezenn diwar ar seizh ma vez tud o vevañ enne. N'eo nemet e Niʻihau m'o deus kendalc'het an dud d'ober gant o yezh en un doare ingal.

Graet ez eus bet muioc'h-mui a strivoù er bloavezhioù tremenet evit reiñ un tamm lusk d'ar yezh adarre ha savet ez eus bet skolioù dre soubidigezh ha klevet e vez un tamm muioc'h a hawaieg war ar skingomz ivez.

Peurliesañ avat e vez techet ar re a zo o teskiñ an hawaieg evel eil yezh d'ober hervez boazioù ar saozneg ha war gemmañ ez a ar yezh tamm-ha-tamm ivez dre se e meur a geñver.

Skrivet e vez an hawaieg en un doare unvan gant al lizherenneg latin gant un nebeud lizherennoù ispisial ouzhpenn, dreist-holl evit diskwel ez eo hir ur vogalenn.

## Gwelet ivez

- Yezhoù malayek-polinezek

## Liammoù diavaez

- Geriadur hawaieg (http://wehewehe.org/cgi-bin/hdict?e=q-0hdict--00-0-0--010---4----den--0-000l--1haw-Zz-1---Zz-1-home---00031-0000escapewin-00&d=&l=en)
- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=haw)
- Lec'hienn diwar-benn an hawaieg (http://web.archive.org/20010516022536/www.geocities.com/~olelo/)
- Deskiñ hawaieg (http://www.olelo.hawaii.edu/dual/orgs/keelikolani/)